> $4^{re}$ klas

> Anv :

> Bloavezh-skol :

# ISTOR AN ARZOÙ

## *livouriezh hag arkitektouriezh*

**$18^{vet}$-$19^{vet}$ kantved**



**Vincent van Gogh : An noz stergannek, 1889**

# [ mareadoù ha luskadoù arzel : livouriezh hag arkitektouriezh ]

**1650-1730 :** klaselezh
***> skouer :*** *kastell Versailhez*

**1730-1760 :** arz rococo
***> skouer :*** *Antoine Watteau*

**1750-1830 :** nevezklaselezh
***> skouer :*** *An Odalisk veur, Ingres*

**1820-1850 :** romantelezh
***> skouer :*** *Caspar David Friedrich*

**1830-1870 :** realouriezh
***> skouer :*** *L'Angelus, Millet*

**1848-1854 :** rakrafaelouriezh
***> skouer :*** *Edward Burne-Jones*

**bloavezhioù 1870-1880 :** arouezouriezh
***> skouer :*** *Pierre Puvis de Chavanne*

**1874-1886 :** trivliadelouriezh
***> skouer :*** *Claude Monet*

**bloavezhioù 1880 :** skol Pont-Aven
***> skouer :*** *Paul Gauguin*

**Diazezerien an arz modern :**
**Paul Cézanne, Paul Gauguin, Vincent van Gogh**

# **Arz rococo**
## *Antoine Watteau*



**Titl al livadur :** Pirc'hirinded da enezenn Kitera
**Doare :** eoullivadur war lien
**Ment :** 194 x 129 cm
**Aozer :** Antoine Watteau (1684-1718)
**Bro :** Frañs

Pirc'hirinded da enez Kitera a zo ul livadur diwar zorn al livour gall Antoine Watteau livet e 1717, ha kinniget gantañ evel taolenn da vezañ degemeret en Akademiezh livañ ha kizellañ ar roue. Al livadur a c'haller gwelout hiziv an deiz e mirdi al Louvre.



Un adskeudenn gwall zisheñvel a voe livet gant Watteau e 1718, anvet Lestrañ war-du Kitera. Perc'hennet e voe gant Frederig II Prusia. Hiziv an deiz ez eo diskouezet e kastell Charlottenburg e Berlin.

En Henamzer e oa un templ da Afrodit en enez Kitera. Un arouez eus plijadurioù ar garantez e oa an enezenn.

Aozañ:

- Taolenn gentañ: koubladoù o vont war-du ur vag, ma weler daou zen prest da vont kuit
- Eil taolenn: gwez bras
- Taolenn ziwezhañ: liv glas ar mor hag an oabl, ha liv roz menezioù pell a weler en tu-kleiz.

Meur a arouez mojennel a weler:

- delwenn da Wener, doueez ar garantez
- bugale da aroueziñ Eros, doue ar garantez
- aros ar vag kinklet gant ur grogen
- arouez Gwener

Watteau a zo deuet a-benn da aozañ un daolenn gempouez dre an doare ma stalias an elfennoù a zo enni. An distabilded a zo kempouezet gant linennoù serzh ar gwez hag ahel an delwenn. Livet prim e seblant an daolenn bezañ : n'eus ket linennoù resis na bernioù, kentoc'h damdresoù. Livioù tomm (aour-roz) ha re yen (gwer ha glas) a gaver. Kontrastoù ha derezioù gouloù da aroueziñ bannoù an heol e fin an deiz a zo ivez.

# Labouradeg holen Arc-et-Senans
## *Claude-Nicolas Ledoux*


**Talbenn ti ar rener**

**Anv :** Saline royale d'Arc-et-Senans
**Aozer :** Claude-Nicolas Ledoux, unan eus arkitektourien bennañ an arz nevezklasel
**Oberenn :** savadur, 1775-1779, war roll Glad ar bed (UNESCO) abaoe 1982
**Bro :** Frañs

An hollad savet gant Ledoux a zo dezhañ stumm un hanter gelc'h (370m treuzkiz) ma kaver al labouradeg hag an tiez da zegemer al labourerien. Pa seller ouzh talbenn ti ar rener e weler un d**robeulieg** (1), da arouezin̄ an urzh.

Un ti da zegemer gwarded a voe savet ivez, rak prizius e oa an holen. Etre 1779 ha 1895 e voe implijet al labouradeg.

Gant Ledoux e oa bet ijinet ur gêr beurvat Chaux hec'h anv. Savet e vije bet tro-dro d'al labouradeg, met ne zeuas ket a-benn da echuiñ gant e raktres peogwir e voe toullbac'het da vare an Dispac'h gall.

Ur raktres utopian eo : direbech eo stumm an hantergelc'h, steudet ha simetrek eo an traoù. Ma vije deuet a-benn Ledoux en dije savet ur gêr emren : lec'h-labour, tiez... pep tra a viej bet enni.

**(1) trobeulieg** : *péristyle* e galleg. Da lavaret eo un heuliad kolonennoù tro-dro d'ur savadur, en diavaez pe en diabarzh. N'eo ket ur voger-dro neuze.



# Enklask : arz nevezklasel



**An Odaliskenn vras**

1 – Gant piv e oa bet livet, e peseurt bloavezh? (2)

2 – Eus pelec'h e teu ar ger odalisk? (1)



3 – Petra eo ment an daolenn ha pelec'h e c'haller gwelout anezhi? (2)

4 – Ur « gudenn » a zo gant ar plac'h, petra eo ar gudenn-se? (2)

**Psike ha Kupidon gant François Gérard**

1 – Petra eo ment an daolenn, ha pelec'h e c'haller gwelout anezhi? (2)

2 – E peseurt bloavezh e oa bet livet? (1)

Pehini eus an div daolenn a blij ar muiañ dit? Displeg perak dindan 10 linenn. (5)

goulennoù /15 - brezhoneg /3 foent - propder, kinnig /2 boent
***en holl : /20***

# Ti Sugimoto
## *Kyoto*



**Anv :** Ti Sugimoto
**Bro :** Japan
**Oberenn :** savadur, 1743. Devet e 1864 (pe 1870) hag adsavet evel ma oa
**Ment :** 15 pezh hag ul liorzh

Ti ur marc'hadour danvez d'ober kimono eo. Div lodenn a zo : ar saloñsoù da zegemer tud (hare) hag ar pezhioù evit ar vuhez pemdez (ke). Ouzhpenn ez eus sanailhoù da virout an danvez, ur stal hag ul liorzh. N'eo ket diazezet an ti war an douar, met war bileroù. Un ti koad eo. N'eus moger ebet, nemet speurennoù paper. An doenn eo al lodenn bouezusañ : ya ne a dalvez gwriziènn an ti.



N'eus trepas ebet, ha meur a ahel : reter-kornôg, eus ar straed bete al liorzh (oku). N'eo ket simetrek an ti. Gallout a reer pourmen ennañ evel ma karer. Pouzus eo an uhelder ivez : diwiskañ o botoù a rank an dud ober a-raok mont-tre.



Pa oa bet tan en do bet amzer ar perc'henn da guzhat aoter e hendadoù ha steuñvenn an ti, se zo kaoz e oa bet gellet e adsevel.

# Paul Gauguin
## *Arearea*


**Paul Gauguin, emboltred, 1889**

**Paul Gauguin** (Pariz, 1848 - Atuona, 1903) a oa ul livour hag ur c'hizeller gall. Kemeret en deus perzh e Skol Pont-Aven (eno e voe e 1886, 1888, 1889-1890 ha 1894) ha gwelet e vez evel unan eus arzourien bouezusañ dibenn an 19vet kantved. Anavezet en deus Vincent van Gogh ha kenlabourat a rejont. Bet e voe o chom e Tahiti (1891-1894 ha 1901-1903) hag eno eo e varvas.

Levezonet en deus meur a luskad arzoù : eztaolouriezh, kubouriezh. Gwelet eo evel unan eus diazezerien an arz modern, gant Paul Cézanne ha Vincent van Gogh.



**Al livadur**

Livet e voe **Arearea** (75x94cm) e Tahiti e 1892. Gauguin a soñje dezhañ e oa unan eus e livadurioù gwellañ. Kalz livioù a zo, hag ul lodenn eus elfennoù al livadur a gaver e taolennoù all bet livet gantañ (ar merc'hed, ar c'hi). N'eus skeud ebet, nemet war korfoù an div blac'h.

# Vincent van Gogh
## *Kambr Vincent en Arles*

**Vincent van Gogh** (Groot Zundert, 1853 – Auvers-sur-Oise, 1890) a oa ul livour hag un treser izelvroat. Ue vuhez start en doe, betek en em zistrujañ. A-hed e vuhez e voe sikouret gant e vreur, Theo e anv, hag eñ gwerzher livadurioù e Pariz. 652 lizher a skrivas Vincent dezhañ. Bet e voe van Gogh o chom en Izelvroioù, Belgia ha Frañs (diwar 1886).

Unan eus arzourien vrudetañ ar bed eo hiziv an deiz. Gant e oberennoù eo bet levezonet an arzourien a zeuas d'e heul : poentourien, faovourien ha kubourien. Gwelet eo van Gogh evel unan eus diazezerien an arz modern, gant Paul Cézanne ha Paul Gauguin.



**Vincent van Gogh, emboltred, 1889**



**Al livadur Kambr van Gogh en Arles** a zo un eoullivadur war lien (72x90cm) livet e 1888 ha miret e Mirdi van Gogh en Amsterdam (skeudenn 1).



E 1889 e livas van Gogh ul livadur damheñvel, miret en Art Institute of Chicago (skeudenn 2).

Un trede hini (57x74cm) a voe livet gantañ, e Mirdi Orsay e Pariz emañ (skeudenn 3).



# Enklask : Vincent van Gogh



1 – Pet taolenn titlet « Troioù-heol » a voe livet gant van Gogh? (2)

2 – E peseurt bloavezh e voent  livet? (1)

3 – Evit piv e livas an troioù-heol kentañ? (2)

4 – Petra eo ment e daolenn « An noz stergannek »? (1)

5 – E peseurt bloavezh e voe livet? (2)

6 – Pelec'h e c'hallez gwelout « An noz stergannek » hizi an deiz? (1)



7 – « An noz stergannek » : petra a soñjez diwar-benn al livadur-se? Displeg da soñj dindan 10 linenn. Klask war internet evit gwelout al livioù. (6)

| |
|---|
| goulennoù /15 - brezhoneg /3 foent - propder, kinnig /2 boent |
| ***en holl : /20*** |

# Galleria Umberto Iañ, Napoli
## *Emmanuele Rocco*

Un tremen goloet gant ur volz-toenn (savet diwar dir ha gwer) eo ar **Galleria Umberto Iañ**. E Napoli (Italia) emañ. Savet eo bet etre **1887** ha **1891**, pa voe divizet distruj lodennoù' zo eus kêr goude ma dije graet ar c'holera e reuz eno. 56 metrad eo uhelder ar savadur. Tost da borzh Napoli emañ. Dont a ra anv ar *galleria* eus hini roue Italia d'ar mare ma voe savet.

Gant an arkitektour Emanuele Rocco eo bet ijinet. Bet e oa bet o veajiñ en Europa a-bezh da arvestiñ ouzh tremenoù all a veze savet d'ar mare-se. Levezonet e voe ivez gant ar galleria Vittorio Emanuele II a zo e Milano.


Diabarzh ar galleria

Stumm ur groaz a zo d'ar *galleria*, ha pevar savadur a zo : daou anezho a zo klok, padal e rankas an arkitektour sevel an daou all tost da savadurioù koshoc'h. Ken stank eo ar savadurioù er c'harter ken ne c'haller ket gwelout an talbenn (aozet en un doare simetrek) da vat.

E-kreiz ar *galleria* ez eus ur straed goloet gant marmor. Ha tro-dro e weler talbennoù ar savadurioù, bet savet en doare Azginivelezh nevez. Graet eo ar c'hinkladurioù gant stouk (raz).



Talbenn ar galleria

Er *galleria* e kaver ur meskaj etre lodennoù foran (ar straed, ar stalioù) ha prevez (*palazzi* en italianeg).

Ne voe ket prenet ranndioù an estaj kentañ, hag implijet int da stalioù pe da vurevioù.